Wikipedia

# Islandeg

Ur yezh c'hermanek eus skourr yezhoù skandinavek ar c’hornôg eo an **islandeg** (*íslenska*), komzet en Island, dreist-holl. Un nebeud islandegerien a gaver ivez e Kanada hag er Stadoù Unanet.

An islandeg eo ar yezh skandinavek emdroet an nebeutañ e-keñver an henyezh. Furmoù disheñvel o devez an anvioù evit ezteurel o c’harg yezhadur : gant morfemoù e vez merket an troadoù, ar reizh hag an niver, evel ma veze graet en henskandinaveg.

En abeg da se n'eo ket re ziaes d’an dud eus Island hiziv an deiz lenn testennoù eus ar Grennamzer, evel sagaoù ar Vikinged, bet savet tremen seizh kantved zo.

Skrivet e vez an islandeg gant al lizherenneg latin, gant un nebeud lizherennoù dibar evel : Á/á, É/é, Í/í, Ó/ó, Ú/ú, Ý/ý, Ð/ð (distaget evel an "th" saoznek er ger « this »), Þ/þ (distaget evel an "th" saoznek er ger « thin » pe evel ar "z" spagnolek er ger « cabeza »), Ö/ö hag Æ/æ. Ne reer ket gant al lizherennoù "c", "q", "w" ha "z".

| **Islandeg (*íslenska*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Island |
| Komzet gant : | 280 000 |
| Familh-yezh : | Yezhoù Indezeuropek |
| | Germanek<br>Germanek an hanternoz<br>Skandinavek ar c’hornôg<br>**Islandeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Island |
| Akademiezh : | Ensavadur an Islandeg (*Íslensk málstöð*) |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | is |
| ISO 639-2 | isl |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | ISL (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=stq) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

## Taolenn



## Glanyezhouriezh

Evezh bras a daol an islandegerien ouzh « glanded » o yezh ; ne fell ket dezho e vefe gerioù estren enni. Abalamour da se e reer en islandeg gant gerioù disheñvel-mat diouzh re ar yezhoù indezeuropek all, evit ar meizadoù nevez a vez anvet e kalz yezhoù alies gant gerioù amprestet digant al latin pe ar gresianeg.

Un nebeud skouerioù:

urzhiataer = *tölva* (savet diwar *tala*, niver, ha *völva*, divinourez, urisinourez).
burev = *skrifstofa* (kambr skrivañ)
c’hoariva = *leikhús* (ti c’hoari)
paseporzh = *vegabréf* (tremen-hent)
pouezventer = *loftvog* (mentel an aer)
margarin = *smjörlíki* (tra heñvel ouzh aman)

kenrouedad = *veraldarvefurinn* (rouedad bedel)

## Gerioù brezhonek amprestet digant an islandeg

- geyser, diwar an anv-lec’h *Geysir*
- saga

## Ar Bater en islandeg

Faðir vor, þú sem er á himnum.
Helgist þitt nafn, til komi þitt ríki,
verði þinn vilji, svo á jörðu sem á himni.
Gef oss í dag vort daglegt brauð.
Fyrirgef oss vorar skuldir,
svo sem vér og fyrirgefum
vorum skuldunautum.
Og eigi leið þú oss í freistni,
heldur frelsa oss frá illu.
Því að þitt er ríkið, mátturinn og dýrðin
að eilífu amen.

## Liammoù diavaez

- Kentelioù islandeg e meur a yezh (http://www2.hu-berlin.de/bragi/)
- Íslensk málstöð (Ensavadur an Islandeg) (http://www.ismal.hi.is/malsten.htm)
- Ethnologue (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=isl)
- Barzhoniezh vrezhonek troet en islandeg (http://cargo.canalblog.com/archives/2006/12/14/3427453.html)